WIKIPEDIA

# Mandaneg

Ur yezh siouek-katawbek eo ar **mandaneg**. E 2009 n'eus ket nemet ur c'homzer a-vihanik, e mirlec'h Fort Berthold e Norzh-Dakota, met desket e vez er skolioù.

| **Mandaneg** ('') | |
|---|---|
| **Hogozik marv** | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Stadoù-Unanet |
| Rannved : | Amerika |
| Komzet gant : | 1 a-vihanik (2009) |
| Renkadur : | Goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù siouek-katawbek<br>▪ yezhoù siouek<br>▪ Yezhoù siouek ar c'hreiz<br>▪ **Mandaneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | sio |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | MHQ (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=mhq) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn


**Darempredoù genel**

**Fonologiezh**

**Niveroù e mandaneg**

**Iskizadenn**

**Gwelet ivez**


## Darempredoù genel

Krediñ a raed da gentañ e oa ar mandaneg ur c'har da yezhoù an Hidatsaed hag ar C'hrowed. Evel m'o deus ar vandaned bevet e-kichen ar meuriadoù-se e-pad un amzer hir eo gwirheñvel e oa bet levezonet bras o yezh gant o re. Diaes-tre eo, abalamour d'an dra-se, resisaat lec'hiadur ar mandaneg e-touez ar yezhoù siouek hag ar peurliesañ e lakaer anezhañ en un isskour distag.

Div rannyezh he-doa ar mandaneg :

1. Nuptare 2. Nuetare

Nuptare hepken a dreuzvevas betek an xx$^{vet}$ kantved hag an holl gomzer a voe divyezher en Hidatsaeg. E 1999 ne chome nemet 6 mandaneger bev, hag e 2009 unan nemetken. Kelennet eo ar yezh e skolioù ar mirlec'h, avat.

## Fonologiezh

Setu fonemmoù ar mandaneg :

- konsonennoù: /p, t, k, ʔ, s, ʃ, x, h, w, r/
- Vokalennoù: /i, e, a, o, u, iː, eː, aː, oː, uː, ĩ, ã, ũ, ĩː, ãː, ũː/

Tonennoù en deus ar mandaneg

# Niveroù e mandaneg

- 1 mahanah
- 2 nompah
- 3 namary
- 4 tohpa
- 5 kakhu
- 6 kemah
- 7 kupah
- 8 tutuka
- 9 mahpa
- 10 perug

# Iskizadenn

Studiet e oa bet a-dost ar yezh pa veze kredet gant lod e oa ar Vandaned diskennidi eus Kembreiz, ha klasket e oa bet heñvelderioù etre ar mandaneg hag ar c'hembraeg.

# Gwelet ivez

Mandaned Yezhoù siouek

Yezhoù ar Stadoù-Unanet